WIKIPEDIA

# Daneg

An **daneg** zo ur yezh germanek eus skourr ar yezhoù skandinavek. Kar eo d'an norvegeg ha d'ar svedeg. Ur statud yezh ofisiel en deus e Danmark hag en Inizi Faero hag e Greunland (a-gevret gant yezh vroadel pep hini eus an div vro-se). Ur statud ofisiel en deus ivez e Schleswig-Holstein en Alamagn, ma vez komzet gant 50 000 den.

Skrivet e vez an daneg gant al lizherenneg latin gant teir lizherenn ispisial ouzhpenn : **Æ**, **æ** ; **Ø**, **ø**, **Å**, **å**. Pa ne c’heller ket skrivañ al lizherennoù-se e reer en o flas gant *ae*, *oe* hag *aa*.

An daneg eo ar yezh skandinavek zo pellaet ar muiañ diouzh an norseg kozh, dre m’eo bet eeunaet kalz e yezhadur ha dre m’eo emdroet kalzik e fonologiezh. Daoust m’eo bihan Danmark e oa diforc’hioù rannyezhel bras dre ar vro betek nevez zo (gant tri strollad rannyezhoù : *østdansk*, daneg ar reter, *ømål* pe *ødansk*, daneg an inizi, ha *jysk*, yezh Jutland). Hiziv an deiz koulskoude eo ledet yezh Kopenhagen dre ar vro a-bezh hag alies ne chom nemet arlivioù rannyezhel war ar parlantoù.

| Daneg (*Dansk*) | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Danmark, Inizi Faero, Greunland, Alamagn (Schleswig) |
| Komzet gant : | 5 500 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Indezeuropek<br>▪ Yezhoù germanek<br>▪ Germaneg an norzh<br>▪ Skandinaveg ar c’hornôg<br>▪ **Daneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Danmark, Inizi Faero, Greunland, Alamagn, Unaniezh Europa |
| Akademiezh : | Dansk Sprognævn (http://www.dsn.dk) |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | da |
| ISO 639-2 | dan |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | dan |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Un nebeud gerioù

- Danad: *dansk*
- Demat: *godmorgen*, *godaften*
- Kenavo: *farvel*
- Degemer mat: *velkommen*
- Trugarez: *tak*
- Ya: *ja*
- Nann: *nej*

## Liammoù diavaez

- Présentation du danois (http://web.archive.org/web/20041225105954/http://www.um.dk/Publikationer/UM/Francais/DocumentationDanoise/LaLangue/html/chapter01.htm) (Ministrerezh an Aferioù Estren) (fr)
- Grammaire danoise (http://www.dansk.free.fr/) (fr)
- List of online Danish-language related resources (http://language-directory.50webs.com/languages/danish.htm) (en)
- Danish in Germany (http://web.archive.org/web/20071014223840/http://ec.europa.eu/education/policies/lang/languages/langmin/euromosaic/de1_en.html) (en)